

# DETAIL
## VAR AR CHOLERA-MORBUS,

*Ha var ar voyenou d'en em goarantissa eus anezàn, e qement ha ma zeo possubl.*

---

Ra vezo grêt, ô va Doue!
Hervez ho polontez santel......

---

Var ton : *Ar Plac'h Libertin.*

HABITANTET a Vreiz, tostait, me ho ped,
Da glêvet un detaill a rent calz glac'haret,
Var sujet ur c'hlénved bras a zo o rën e Paris,
P'ini, e bêr amzer, a ro ur maro cris.
Marteze e zeus darn a deuyo d'am tamal
Balamour d'ar sujet a laqàn da rimal :
Ne meus neb intantion nemet dont d'ho qentellia,
Da bellât diouzoc'h ur maleur ar goassa.
Qendrec'het oun, certen, pa vezun dra rimet,
E teu calz êzetoc'h d'antren en hon speret.
Ha dre ma zeo va matier, allas! mad da studia,
En e bresantàn dêc'h, me gred, vit ar guella.
Clêvet oc'h eus oll comz eus calz a glénvejou
Pere, siouas, zo cans eus nombr a valeurion?
Hac a zo a dra certen infinimant gonal euzus;
Mes terruploc'h ê c'hoas ar C'holera-Morbus.





Ar goalen-mâ' gastis zo deut eus an Indes,
Hac a zo n'em dolet dre'r bed a bep costez;
Goude beza ravaget hac ar Pers hac an Turqi,
En deus grèt domach bras er Pologn, er Russi,
Goude beza douguet an desolation
Partout dre an Egypt, hac ar brassa spouron,
E tistrûch calz e Bro-Sauz en ur fèçon meurbed
cris,
Ha cetu-én bremâ o rën e qêr Paris!
Diredet eo ivez, cazi incontinant
Ar C'holera ebars meur a zepartamant;
O Franç! o tä mam-broguêr! ha te a vez reduiset
Da veza er vech-mâ chenchet en ur vêret!!!...
Na ouffet qet nombri an dud en deus lazet;
Mes gouzout a rêr zo un niver bras meurbet:
An dud yaouanc, ar re gôs, ar paour hac ar
pinvidic,
Oll e zint distruget dre'r goalen reuzeudic.
Ar gouarnamant Franç, pell zo oc'h evessa
Peur e teuje'r c'hlénved er vro d'en em renta,
En deveus bet qemeret an oll musullioù credet
A vije bet capabl d'hor beza preservet.
Mes penaus, va Doue! dont da viret an den
Ouz un dra a zo trec'h d'an oll bouvoar humén!
Ne zeus nep seurt puissanç, nac an nerz eus hon
armo
Capabl d'en arrêti..... Dorn Doue zo eno!.....
Gouscoude na dle den en em disesperi
Balamour d'ur maleur qen cruel ha qen cri;

Mes sonjomp penaus Doue a lavar deomp ato :
» En em sicourit oll, ha me ho sicouro. »
Peo güir ar voalen-mâ a ell donet e Breiz.
Credit, va mignonet, hac heuillit gant güir feiz
Ar c'hentélliou a roer dêc'h amâ da vedita :
Evit ho surete e scrifàn qement-mâ.
An Instruction-mâ a zo recommandet
Dre un decision eus a vedecinet ;
Rac-se ta studiit-hi, coulz hac hoc'h amezeyen,
Ha disqit-hi d'an oll dre a bep seurt moyen.
Peguen coupabl e vec'h, ma ve dre neglijanç
E teufe ar c'hlénved bars en ho temeuranç,
P'en hini hoc'h amezec! rac-se laqit eves mad
Da zont e peb fêçon da dachout e bellât.

*Fèçon d'en em breservi diouc'h ar C'holera.*

Ret ê, dre bep moyen, miret ar broprete
Varnoc'h-hu hoc'h-unan hac en ho ty ive ;
Istre m'eo ze qelennet, balamour d'ar c'hlén-
ved-mâ,
Se a zo ur vertus demeus ar re guenta.
Laqit oll eves mad eus a bep yenien.
Hac en em dalc'hit tom e peb amzer a rën ;
Dreist-oll tachit da zouguen var ho côf ur
c'houris gloan,
Chossenneyer mezer a dle caout peb-unan.
E nep occasion na dleit quet posi
Ho treid noas var ar vein nac ive var ar pri ;
Qement se alfe rei dêc'h marteze ur yenien
A ve noazus terrubl en ho ty da bep den.

Avichou en em gav oblijet meur a zen
Da veza e plâçou a zo humid ha yen ;
Neuze e tleont dounguen, evit en em gaout ervad,
Hep faut ur galochou p'autramant boutou coad.
Pa zoar bars er gouele, arabat ve digor,
Etre ma pad an nos, na prenestou, na dor ;
Ret e zê da bep-unan beza abred mad er guèr,
Rac aon d'ar yeuien hac humidite'n èr,
Muia ma vo possubl, e zeo ret evita
Peb labour divoder, rac se na dal netra ;
Ha neus câs e pez amzer, pe en ân, pe er gouàn,
Na dleer qet james en em visca re scàn.
Ar sobrentez ivez a zo recommandet,
E peb tra gant soign vras e zeo ret e miret ;
Rac se ebars an debri coulz hac ebars en eva
Na dleer qemer re james eus a nep tra.
Observet e zeus bet penaus ar vesvierien,
Hac an dud debauchet zo attaqet souden
Eus ar c'hlénved mortel-mâ ; rac-se eta, hep excus
Renoncit oll a grenn da viçou qen mezus.
Un dra vad eo ive bepret en em vaga
Eus a zouben ar c'hig, poaset mad dreist peb tra ;
Ar c'hig fresq zo ivez mad ; mes atao ar c'hig sallet
A dleer da zifen, muia ma vez allet.
Eus a louzou, frouez criz, ê ret en em absten,
Ha dreist oll pa c'huezer eus a bep breuvach yen ;
Qementse zo dangerus : laqit en ur pintad dour
Ul loyad güin-ardant pé güin rus d'ho sicour.

An abus bras a rêr eus al liqeuriou cre
Zo ivez dangerus, gout aoüalc'h a rêr ze;
Na güin guen na güin-ardant var yun na dleer eva
Nemet goude ma vez dêbret un tam bara.
D'ar bièr ha d'ar gist ê ret renonç a grenn,
D'an dour-mel, piqettes, ivez d'ar jambezen,
Pere na vez qet bervet aoüalc'h vit beza yac'hus,
Pe dre beza grêt fall elfe beza noazus.
Peb den subitamant n'em santfe attaqet
Eus ur seurt poan bouzar en ur membr benaqet,
Eus a ur bonnerder-glêo, pe a zebezadurez,
A dle galv medecin bars eu instant memes.
Memes tra rêi ivez, mar sant ur boan benac
Ebars en e beultrin, pe tân en estomac,
Pe autramant an drouc-côf, e zeo ret guelvel
souden
Ar medecin tosta evit sicour an den.
Mes grit attantion e zeo incontinant,
E renqer mont d'e glasq, hep dale ur momant,
Rac an disterra retard a laqfec'h e qementse,
A elfe beza caus d'e varo, marteze.
Da c'hortos ma teuyo ar medecin d'an ty,
E tleyo an den clàn eu e voele c'hoezi;
Hac evit e excita e ranqo buan eva
Tizan tom composet eus al louzaou-mâ:
Qemerit deillou bentd ebars en tostâ qêr,
Hac eus ar re-tilhenn, e ty'n apotiqer;
Gant an drase e refot e dizan d'an hini clàn,
Hac er rofot d'eva tom ha buan dezàn.

Continuit gant soign d'en delc'hel bepret tou
Ebars en e voele, ze a zo goual czom ;
Dalc'hit-àn dastumet mad ebars tapissou gloan
Rac aon e teufe rjou an disterra dezàn.
En hoc'h interest oll e recommander c'hoas
Hirio an deiz memes ouspen eguet biscoas.
Da bellât ous ho tyez an dour brein, an teil ive,
Traou capabl da denna ar c'hlénved er c'hontre.
Conseilli a rêr dêc'h nonpas en em sponta
Gant an aoun da drapout ar c'hlénved hor-
rubl-mâ ;
Rac se vel en ordinal, grit peb-hini ho tever,
Ha laqit ho fiziano ebars en hon Zalver.
Dioüallit ive mad na deufec'h da gavet
Ebars er memes cambr re a dud da gousqet :
Qerqênt ma vezot guisqet, digorit ar prenestou
Bep mintin, hep mancout, coulz hac an dorojou
Ouspen eo commandet delc'hel en ur pot pi
Dour chloruret atao gant soign ebars peb ty ;
An dra-se a vez cavet e ty'n apotiqerien,
Pere a zisqo dêc'h en implija souden.
Mad ve nonpas varnoc'h serri'r goueleyou clo
Nac ive'r ridojou, pa zeit da repos,
Na lezel nep loustoni er podou e nep amzer,
Mes o rinça qerqent gant ur banne dour sclêr.
Pellaït ous ho ty an toullou fos bepret,
An dour scot bars ermèz a die beza stlapet ;
Goualc'hi güer ar prenestou, zo oll traou ma
da ober ;

Anfin ar proprete-dreist oll zo necesser.
Maga loened en ty zo bepret un dra fall,
Ne aller qet james-donet re da damal;
En em disc'hreit ivez eus al loened hep ezom,
Rac dangerus bras eo beza gante o chom.
Angagi a rêr c'hoas dont d'en em bourvei
A riz; heiz, bleud moutard, hac a gamphr
peb ty;
Un houarn da repassi, ur vriqen zo necesser
Evit toma an treid, pa vez ret en ober.
Cetu meur a voyen vit en em breservi
Deus ar c'hlénved horrubl, mar testa eus ho ty,
Mes hon guella medecin eo certenámant Doue,
Rac-se laqomp ennàn hor c'honfianç bemde.
Pellaomp ouzomp oll peb seurt disantion,
Bevomp evel breudeur ebars en union;
N'hor bez nep ambition nemet da garout Jesus,
Evel güir gristenien ha bugale eurus.
Mes, mar felldemp hirio meritout e c'hraçou,
Sicouromp ar beorien en o oll ezomou;
En em amprestomp buan da zonet d'o zoulagi,
Hervez hor moyenou ha fortun peb-hini.
Re bell a zo, siouas, hon eus calz negliget
Maximou sacr ar feiz, bemdez deomp prezeguet;
Deomp hirio, leun a fiziañç dirac treid an au-
teriou
D'obten misericord eu a bers hon Autrou.
Recommandet zo deomp, dre vouez hor
pastoret,

Da adressi hep cess hor vœu da Vestr ar bed ;
En em hastomp-ta buan, bars en hor c'halamite,
Da beuill o c'hentelliou hac en nos hac en de.
En em unanomp oll, a galon, a speret
D'implori gant güir feiz hirio Salver ar bed ;
En em strincomp assambles, va breudeur, var hon daoulin,
Da c'houl misericord digant hor Mestr divin.
Gouzout a reomp oll eo hor pechejou bras,
Mes ho misericord a zo calz brassoc'h c'hoas ;
Rao-se ta, gant güir fiziane ni n'em dol en hoc'h asgre
E pelec'h hep mui qen e zeus deomp surete.
Doue a vadelez, roït deomp an esperanç
Da velet ar yec'hed souden o rën e Franç ;
Sellit ous ho pugale, mantret oll gant ar glac'har,
Ha renlit ar boneur dre oll var an douar.

FIN.



E Montroulez, eus a Imprimeri LÉDAN.

